# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

Marvailhou ar Bobl

# YANN AR BURZUDOU

gant
KOULMIG ARVOR

63

C'HOUEVRER 1934




**Gwalarn**
Niv. 63
10-vet Bloavez
C'HOUEVRER 1934

LENNIT
PAJENN 42 :
EUR
PROF
D'HOL
LENNERIEN

**Kannadig**
**Gwalarn**
Niv. 17-18
C'HOUEVRER
-MEURZ 1934

Marvailhou ar Bobl

# YANN
# AR
# BURZUDOU

gant
KOULMIG ARVOR

Moulet a-raok
e ti Gwalarn

BLEUNIOU A GARANTEZ . . . . . . . . 4 lur

gant Koulmig Arvor
(Filomena Kadored)

# YANN AR BURZUDOU

En amzer tad-koz va zad-koz, e veve en eul lochig plouz e Lann-Foenn eur paotr koz hag e bried Katellig. Doue en devoa roet d'ezo pevar a vugale, met o lamet en doa diganto yaouank-flamm, ha setu perak en em gavent, d'an oad a bemp bloaz ha tri-ugent, hep konfort, hep kar na par, dilezet gant an holl. N'o devoa evel holl souten nemet eur c'havrig kazi ken koz hag he mistri.

Yann a oa bet kemener eus e vicher, met an amzer, hag a zispenn pep tra, n'he devoa ket espernet daoulagad ar c'hemener koz. A-benn tri-ugent vloaz, ne gave ken nemet daou doull kostez an nadoz. Rankout a reas eta dilezel e vicher, a oa koulskoude e holl souten hag hini e Gatell.

E-pad ar pemp bloaz-se koulskoude, gras d'an tammig arc'hant o devoa dastumet ha klenket piz e troad eul loerenn neud, gras ivez da laez ar c'havr, ne dostaas ket re an dienez da lochig an daou goz. Met, siouaz, ar yalc'had ne greske tamm evit lemel diouti. Plada a rae bemdez, hag eun devez, e tegouezas d'ar baour kaez Katell gwelout ne oa ken eul liard en ti da brena eun tamm bara.

— Yann baour, emezi, petra a raimp-ni bremañ ? N'hon eus begad ebet evit hon dijuni, hag ar pez a zo gwasoc'h, n'eus ket eur gwenneg el loch.

— Feiz ! Katell gaez, eme Yann (ha ne oa ket eun den d'en em drubuilha a-raok ar c'houlz), petra 'vo graet sur nemet kas ar c'havr da Rostren ? Hizio emañ ar meurz.

— Gwerza ar c'havr, Yann ! Ne soñjit ket, evelkent ! Penaos e raimp-ni goude, va Doue ?

— Me a oar ervat hor bezo dienez outi. Met petra 'fell d'eoc'h, Katell ? Ouz ar ret n'eus ket a remed !

— Gwir a lavarit. Yann baour. Ret-mat eo d'imp dispartia diouz hol loen. He gwerz ne harzo ket pell koulskoude. Met, keit ha ma pado, evelkent, ne varvimp ket gant an naon.

— Tapit d'in buan va bragou lien ha va zog suliek. Hastit ivez cheñch ho tamm truilhou, ha deomp en hent !

Evel-se e voe graet. A-benn nav eur e oa an daou goz war hent Rostren, o gavrig ganto en ere eur gorden. Katell a selle outi gant keuz hag a huanade eur wech an amzer. Yann avat a gendalc'he gant e hent, dinec'h-mat ouz e baourentez, eur sac'h gantañ dindan e vrec'h.

Degouezet er foar, e klaskjont eul lec'h klet ha plaset-mat evit diskouez o marc'hadourez. Kalz a dud a oa er foar en deiz-se, ha Yann a lavare d'e hini goz :

— Kalz a chañs hon eus da werza, Katell, ha zoken da werza mat.

An daou goz a c'hortoze gant fiziañs, met, siouaz, ar varc'hadourien ne dostaent ket prim. Doare paour ar werzerien a bellae an holl diouto, hag ar c'havr, moarvat, a oa ken lart ivez ken e tevere an treud diouti.



Kreisteiz, eun eur, div eur, ha tres ebet da werza al loen !

— Arsa, Katell ! eme Yann, 'm eus aon ne werzimp ket, ha me 'm eus erru naon ken am eus.

— Feiz, Yann ! mont a-walc'h a rafe eun tamm ganin bremañ ivez.

— Chomit aze gant ar c'havr. Me a zo o vont d'ober eun tamm tro. N'eus ket da lavarout, ret eo d'imp kavout boued.

— Diwallit d'ober troiou kamm, Yann, ha da vout tapet ! Lavarit d'in pegement a c'houlennin evit houmañ.

— Goulennit daou skoed eviti ha na roit ket anezi rabad, mar gallit.

Ha Yann en hent. Bale a rae dre ar ruiou, o sellout a bep tu ouz ar staliou, e sac'h gantañ dindan e gazel.

— Pegement ar bara-mañ ? emezañ d'eur boulañjer.

— Triouec'h gwenneg.

— Em sac'h, eme Yann. Me ne chipotan ket. Prestik ho po mouneiz.

Hag heñ pelloc'h.

— Pegement ar pez kig-mañ ?

— Dek real.

— Em sac'h.

Hag a-raok.

Pegement an dra-mañ ? Pegement an dra-se ? Ha Yann a valee hag ar sac'h a garge. Pa gavas gantañ e oa leun a-walc'h, e soñjas distrei da gavout Katell.

Just e oa houmañ o tont eus ar marc'had, he c'horden ouz he brec'h, met ne oa gavr ebet outi.

— Gwerzet eo ! a hopas-hi adal ma welas anezañ.

— Ma ! Re oc'h d'in ! eme Yann. Ha pegement hoc'h eus bet eviti ?

— Va daou skoed am eus gallet tapout evelkent. Bec'h am eus bet, rak ne oule ket rei d'in ouspenn seiz lur.

— Seiz lur, Katell gaez ! Seiz lur hoc'h eus kavet, hag hoc'h eus roet anezi evit daou skoed !

— Lavaret-mat ho poa d'in diwall n'am bije ket daou skoed eviti !

— Ya, met n'em boa ket lavaret d'eoc'h nac'h pevar real muioc'h memes tra ! A, Katellig kaez, keuz am eus oc'h kar d'in !

— Kar oun d'eoc'h koulskoude avat, Yann, ha kar mat end-eeun. Arsa, va Doue evelkent, ret e oa d'in beza sot memes tra ! Pa soñjan, seiz lur ! Ya, ya, bremañ e welan sklaer perak en deus roet hennez va goulenn d'in raktal, en eur vousc'hoarzin laouen.

— Bez' en devoa da c'hoarzin, sur mat ! Met lezomp se. Pez a zo graet a zo graet. Me am eus dic'haouet an dra-se abaoe !

— Che ! eme Gatell, petra a zo en ho sac'h-c'houi ? Ken boemet e oan gant va seiz lur ken n'em boa ket taolet pled d'eoc'h c'hoaz. Pelec'h hoc'h eus tapet an traou-se ?

— E-lec'h em eus kavet anezo, Katell ! Met na chomomp ket da rodal dre amañ. Baleomp prim etrezek Lann-Foenn. Eno ni 'dorro hon naon.

A-hed an hent, Yann a gontas e dro d'e hini goz. Houmañ a chome boemet dirak skiant he den. Aon a zeuas d'ezi koulskoude :

— Ha mar befec'h tapet, alori ?

— Tapet ne vin ket, foeltr gar d'in ! Nag e vefen, petra a vo graet d'in-me ?



Gwir a lavaras. Den ne zeuas da c'houlenn penn da laeroñsi Yann. E peoc'h e tebrjont ar sac'had boued hag an daou skoed. Hogen ne badjont ket da viken. A-benn eur pennadig, e kouezas adarre an daou baour kaez en dienez ar vrasa, hep kavout an dro-mañ gavr ebet da werza.

— Arsa ! eme Yann d'e hini goz eur beurevez, n'hallomp ket chom evel-hen da vervel gant an naon. Me a zo o vont d'ar vilin gant ar sac'had brenn a zo aze.

— Gant ar brenn-se ! Ya dam ! Daoust peseurt miliner a zo prest da vala hennez d'eoc'h ?

— O, Frañsez « Milin diot » n'eo ket eus ar re abreta. Gwelout a reot, Katell, hag heñ ne zeuy ket va zaol da vat.

— Grit evel ma kerot, Yann, peogwir ne ran ha ne lavaran nemet traou treuz.

Ha Yann en hent, e sac'had brenn war e choug.

— He, paotr, emezañ d'ar miliner, en eur zegouezout er vilin, amzer hoc'h eus da vala hemañ d'in dioustu ?

— Dioustu, Yann, n'hallan ket ! Ret e vo d'eoc'h dont da glask anezañ warc'hoaz.

— Ya ! Soñjet hoc'h eus em bez amzer a-walc'h da zont bemdez da fringal da « Vilin diot » ? O nann, va mab paour ! Ma n'oc'h ket evit labourat d'in raktal, me 'zo aet a-raok !

Ha Yann a adsammas e sac'h. Met, e-lec'h kemer e hini, e skoas war eur sac'had bleud gwiniz a oa en e gichen. Ar miliner, boemet gant e labour, ne daolas pled ebet d'ezañ, ha Yann, moarvat, ne chomas ket d'ober gwriziou eno ivez.

Siouaz, kement-se n'halle ket tremen evel-se. A-benn an deiz war-lerc'h, ec'h erruas bec'h war ar

bleud, a oa d'eun aotrou e-kichen, d'an aotrou Koad ar Barz.

Ha setu jeu avat ! Kaer sellout amañ, kaer furchal aze, sac'had bleud ebet ne oa roud anezañ. Ne gavent nemet eur sac'had brenn en e lec'h.

— Hañ ! Pari eo ar c'hemener diaoul-se en deus graet an taol ! eme Frañsez, eun dro bennak.

— O, sur avat ! eme ar re all. Piou a vije bet ken nemet ar filouter koz-se ?

Pa ne veze ket kavet ar bleud, e oa ret anzav d'ar mestr e oa kollet. Ne voe ket ankounac'haet tamall ar c'hemener dirazañ, ha zoken, badezi anezañ gant an anoiou dudiusa.

— Foutre, eme an aotrou, e kav d'eoc'h eo Yann ar c'hemener en dije graet an taol-se d'in ? Ho kredi a-walc'h a rafen, rak hennez a zo eur maout koz ! Anaout mat a ran anezañ, hag e Gatellin ivez. Eur glemmerez vat eo hounnez ! Gortozomp... Me 'zo o vont da welout penaos emañ kont e ti an dud-se !

Hag a-benn an deiz war-lerc'h, an aotrou a valee etrezek Lann-Foenn, gant e fuzuilh hag e zaou gi. Ne gavas nemet Katell er gêr.

— Demat, moereb koz, emezañ. Pelec'h emañ Yann ar c'hemener dre amañ ?

— Aet eo da glask eun tamm koad bennak dre aze, aotrou.

— Da boaza ar yod gwiniz, n'eo ket gwir, Katell goz ?

— Da boaza ar yod gwiniz ?

— Ya, gant va sac'had bleud e c'hellot ober bara ha yod e-pad eur pennadig !

— Petra a lavarit, aotrou ? Ho sac'had bleud !

— Allo, allo, Katell, n'eo ket ret d'eoc'h beza ken



souezet. Ha ne dalv ket d'eoc'h nac'h ouzin ar pez a ouzon reiz-mat.

— En em drompla a rit, aotrou paour !

— N'en em dromplan ket laouen ! Met n'eo ket a-walc'h kaout bara, kig a zo ezomm da zebri gantañ. Dre se, lavarit da Yann dont fenoz da laerez diganin daou borc'hell lart am eus du-mañ, e korn va c'hraou. Mar gall o zapout c'hoaz, e vezint d'ezañ. Met da ziwall en devo avat, rak me a lakaio va daou vevel d'o mirout gant pep a benn-baz. Mar bez tapet, e paeo evit an daou daol. Met ma ne vez ket, en devo an daou borc'hell adarre.

— Itron Varia Porziou, eme Gatell en eur junta he daouarn, petra 'lavarit, aotrou paour ! Yann mont da laerez ho taou borc'hell ! Biken avat ! Gwell eo d'imp mervel gant an naon !

— Ba, ba ! Katell, me 'oar peseurt hinkin eo Yann ar c'hemener. Hennez ne lavaro ket eveldoc'h. N'ankounac'hait ket kemenn d'ezañ va gourc'hemennou.

— Me a sento ouzoc'h, aotrou. Met sur oun, heñ ne ray ket.

— Gwelet e vo, eme an aotrou en eur vont kuit. Chañs vat d'eoc'h gant va bleud da c'hortoz.

Pa zegouezas he den er gêr, Katell a hastas displega d'ezañ diotachou an aotrou.

— Ha petra ac'h eus respontet d'ezañ ? eme Yann.

— Feiz ! lavaret d'ezañ, sur, em bije displeget e soñj d'eoc'h, nemet e oan sur n'ho pije ket sentet outañ.

— E oac'h sur a se, Katell ! Ma, me 'lavar d'eoc'h ez oun sur eus ar c'hontrol.

— Petra, Yann ? Mont a reot da laerez moc'h an

aotrou c'hoaz ! Ret eo lavarout evelkent hoc'h eus c'hoant d'echui ho teiziou er prizon.

— Feiz ! gwelet e vo, eme Yann. Kig a zo ezomm gant ar bara !

Kaer he devoa bet Katell huanadi, ne zeuas ket a-benn da drei e soñj d'he den. Hemañ a oa pennek evel eur beulz.

Degouezet an noz, e tapas e benn-baz, e gorden, hag heñ etrezek ar c'hastell.

Pa voe erru an aotrou er gêr, e oa aet ez-eeun da gaout e vevelien.

— Arsa, paotred, emezañ, fenoz e kredan ho pezo eun abadenn c'hoarzin a galon. Lavaret em eus da Gatell goz kemenn d'ar c'hemener dont henoz da laerez va daou borc'hell. Mar gallje o zapout e vijent d'ezañ. An hini goz a lavare d'in na zeufe ket. Met me a anavez Yann. Sur oun ne vanko ket. Dre se, kemerit pep a benn-baz, ha dindan an noz, en em guzit en-dro d'ar c'hraou-moc'h. Kuit da ober re a zroug d'ezañ, roit d'ezañ eun tamm lip, kement hag en em zidui gantañ. Me a baeo mat an dra-se d'ezañ goude.

An daou vevel, ha na glaskent ket gwell eget kemer plijadur diwar goust ar paour kaez kemener, a sentas gant pres ouz gourc'hemennou o mestr.

A-benn serr-noz e oant war-dro ar c'hraou, hast ganto gwelout Yann o tegouezout. Met kaer gortoz, kaer gedal, Yann ebet ne dostae.

— Arsa, Paol, eme Jakez, 'm eus aon ne zeuio ket ar c'hemener kurun-se, hag e-lec'h tapout anezañ, eo ni a zo tapet da besk-ebrel gant an aotrou.

— Ne gredan ket en dije graet an taol-se d'imp, eme Baol. Me a soñj e tegouezo ar c'hemener. Nemet marteze e c'hallo beza diwezat, hag eveldout ez oun



krog da skuiza amañ. N'eo ket tener an amzer fenoz, malac'htu !

— Lavarit hardis emañ garo, eme egile. Petra a raimp-ni eta ? Mar tennfemp eun ard bennak da dapout ar c'hemener hep chom amañ da skourna !

— Ne glaskan ket gwell, eme Baol, met penaos e raimp ?

— Sell amañ va soñj. Gouzout a rez penaos, a-benn dont amañ gant loened pe girri, re Lann-Foenn a zeu bepred dre Lann-al-Lutun, hag ez eo ret d'ezo, a-benn degouezout er porz, treuzi ar parkad balan a zo aze. Ac'hanta, mar skoulfemp ar balan a-dreuz an hent-karr, Yann, ha na soñjo netra, o veza deut dre ar wenodenn tro ar park, a gemero an hent-karr gant an daou borc'hell. Pa erruint gant ar balan skoulmet, ar moc'h a skroejo. Klevout a raimp anezo, hag evel-se e tapimp al laer, kuit a chom amañ da vervel gant ar riou.

— Gwir a lavarez, paotr, eme egile. Te a zo eun den a spered. N'em bije biken kavet eur soñj ken ijinus. Prim d'ar balan eta ! Goude e raimp eur barti gartou, da c'hortoz ar barti vazadou.

Hag an daou baotr da dec'hout en eur sklokal.

Yann, kuzet a-drek ar c'hleuz, en devoa klevet ar gaoz war he hed.

— Ya, ya, kanfarded, emezañ, mat ha mat sur eo evel-se. Skoulmit aze, me 'zo o vont da skoulma amañ.

Hag heñ da gordenni ar moc'h, ha ganto etrezek Lann-Foenn dre eun hent hiroc'h marteze, nemet ne gavas warnañ den d'e drubuilha.

E-keit-se, an daou baotr a boanie hag a skoulme, ken na zevere an dour diouto.

P'o devoe fin, e tistrojont da welout ar moc'h a-raok

mont d'ar c'hartou. Siouaz ! pa zegouezjont, pebez estlamm ! Ar c'hraou a oa eno, met ne oa porc'hell ebet ennañ.

— Kemener ar foeltr ! Laer an diaoul ! Boued ar groug !

Ne oa ano ebet dereat a-walc'h da rei d'ar paour kaez Yann. Met kaer o devoa kornal, an taol a oa graet ha graet lip !

— Gwasat taol evelkent ! eme Jakez. Ni, karget d'hen evesaat ha lezel anezañ da baka ac'hanomp a-greiz hor ratoz kaer ! Devi a ran gant ar vez ruz ! Mar 'c'h ajemp war e lerc'h, Paol ?

— Poan gollet e vefe d'imp, va faotr kaez, eme hemañ. A-benn bremañ Yann hag e voc'h a zo klozet-mat ha ne rafemp nemet gwerza hol leueou welloc'h pe welloc'h marc'had.

— Marc'had-mat a-walc'h hon eus roet anezo evel-se, malac'htoupen ! Met gwir a lavarez, Paol gaez, ret eo d'imp mont da gousket, pe da esaea ober da vihana, rak, evidoun-me bepred, me ne gouskin re, sur a-walc'h.

Antronoz, pa glevas an aotrou ober kont eus tro fin ar c'hemener, e tirollas da c'hoarzin.

— Lavaret em boa d'eoc'h, emezañ, diwall da veza paket gant Yann. Ar gemenerien a zo tud fin, met n'eus droug ebet ha na servij d'eur vad bennak. Eun tamm kentel e vo an dra-se d'eoc'h, paotred kaez.

Hag heñ, en eur c'hoarzin bepred, ha kemerout hent Lann-Foenn evit gwelout penaos e oa kont gant Yann hag e zaou borc'hell.

E-keit-se, hemañ, savet a-raok an deiz, en devoa lazet e voc'h. E oa dres o vont da skourra anezo ouz



lein al loch, pa welas a-bell an aotrou o tostaat. Lezel a reas anezo war an daol.

— Katell, emezañ, erru eo an aotrou !

— Erru eo, eme Gatell. Ma ! Yann, kerz prim da guzat er c'houfr aze, ha lez ac'hanoun d'ober va soñj. N'erruo ket ganin ar wech-mañ evel gant tro va seiz lur. Gwelout a ri !

Yann a sentas hep gouzout petra a oa e soñj Katell. Met houmañ, ken prim ha lavaret, he devoa goloet ar moc'h gant eul liñsel wenn, lakaet ouz o zroad eur plad dour binniget hag eur bod beuz, ha hi war he daoulin ouz troad an daol, he fenn ganti etre he daouarn. Just ec'h errue an aotrou en ti.

— Foutre, Katell, emezañ, petra a zo a nevez ?

— Aotrou paour, eme houmañ dre douez he daerou, n'hoc'h eus ket klevet eta ? Yann a zo maro dec'h da serr-noz. O va Doue ! rivinet ha mantret oun !

Ha hi da ouela adarre.

— Foutre, eme an aotrou, en eur deurel dour binniget war al liñsel hag o taoulina ouz troad an daol da lavarout eur bedenn gant e zaou borc'hell.

P'en devoe fin e savas en eur lavarout :

— Arsa, Katell, souezet oun gant an taol-mañ, rak bet e oa dec'h da noz o laerez va daou borc'hell.

— O laerez ho taou borc'hell, aotrou ! Ne oa ket, va Doue avat ! A-benn ar c'houlz-se va Yann kaez ne oa ket soñj ar moc'h gantañ. Doue d'hen pardono !

— Ne vern ket, eme an aotrou. An taol a zo graet, ha p'em boa aotreet hen ober, n'em eus ger ebet da lavarout. Met n'eo ket a-walc'h ! Mar deu beo war e giz, lavarit d'ezañ dont c'hoaz da laerez d'in daou varc'h, daou a gezeg flour ha kaer, seurt a zo nebeut er vro-mañ. Lavarit d'ezañ diwall avat, rak va daou

vevel a zo gwall gounnaret outañ, hag a vo oc'h evesaat fenoz gant bep a fuzuilh.

— Jezuz, aotrou, evelkent ! Peseurt komzou a lavarit ! Dont beo war e giz ! Me 'garfe a-walc'h, va Doue ! Met, na pa zeufe, n'eo ket prest dont da laerez ho kezeg.

— A feiz, lavarit d'ezañ va soñj en dro-mañ c'hoaz bepred. Heñ a ray e hini goude.

— Me 'lavaro d'ezañ, mar deo beo, aotrou paour. Met ne zeuy ket, va Doue ! Ret eo d'in beza sot !

Ha Katell da hirvoudi muioc'h-mui.

War gement-se, an aotrou a dec'has. Kerkent, Yann a lammas eus e goufr. Ken laouen e oa ma krogas e brec'h Katell, hag e stlejas anezi, en desped d'ezi, d'ober eun dro-zañs dre al loch.

— Yann, Yann, sot oc'h pe foll, eme ar baour kaez Katell, berr warni hag o stourm ouz Yann par ma c'halle.

— Me 'gred a-walc'h sur, Katellin, ec'h an da soda gant ar joa hag ar madou. Petra 'zo erru gant an aotrou bleup-se ? Ret eo lavarout en deus c'hoant da rei e blas d'in ha da gemer va hini.

— Penaos ! Mont a reot da laerez ar c'hezeg c'hoaz eta, Yann ? Lavaret en deus koulskoude e vije bep a fuzuilh gant e vevelien.

— Nag e vefe bep a zaou ganto, va hini goz, me 'ra fent a-walc'h eus babouzien evel-se. Lezit-i war va c'hont ha bezit dinec'h. Me a ouezo lakaat ar re-se da skoulma balan c'hoaz an dro-mañ.

A-benn an noz eta, e oa Yann adarre war-dro ar c'hastell o klask e du war ar c'hezeg.

Ar vevelien a oa dihun ivez, e c'hellit kredi.

— An dro-mañ avat, eme Jakez, lezit-heñ hardis



Kaer en deus beza louarn, ne zeuy ket a-benn eus e daol, sur.

— Feiz d'am daoula ! Ya 'vat, eme Baol. Bezomp gant hor jeu, va den, rak ouspenn eget mez e vefe d'imp beza paket eun eil gwech gant ar c'hemener daonet-se.

— Petra 'lavarfen d'it, paotr ? N'eo ket henoz emañ ar fest-noz paluvadeg e Bod-ar-C'had ?

— A, manestoulle, eo avat ! Ne soñjen ket en dra-se. Ha me prometet mat d'am Janed e vijen aet, koulskoude, rak hi a vo eno henoz.

— Sell, gwir ac'h eus, paotr. Da hini a vo eno a dra sur, va hini-me avat ne vo ket.

— Manestoulle, ha petra 'soñjo Janed pa welo n'erruin ket ? Kemener ar foeltr, ober 'ri d'in koll va chañs !

— Keuz am eus ganit, eme Jakez. Met setu amañ petra 'zo. Mar karez mont d'ober eun dro, kerz ! Me a chomo da ziwall ar c'hezeg, ha, nemet ha klañv eo ar c'hemener eus e gorf, ne zeuy ket warnoun-me, sur !

— Ober a rafes an dra-se evidoun ? eme Baol laouen.

—Ya da ! eme egile. Ro da vrid d'in ha kerz buan. Kemer da blijadur ha bez dinec'h. Me ne gouskin ket ! Eur wech all, te 'baeo an dra-se d'in.

— Ya, ha diou wech c'hoaz, mar kari !

Ha Paol a lammas buan diwar e varc'h hag a nijas etrezek Bod-ar-C'had.

Yann, kuzet a-drek ar c'hraou, en devoa klevet adarre kaoz an daou c'hloukez. A-benn eur pennad goude ma oa tec'het Paol, e teuas er marchosi, berr warnañ.

— Sell 'ta, Jakez, emezañ, bet oun er fest-noz. Met

da vestrez eo a-zo eno, ha nann va hini. P'em eus gwelet se, ec'h oun deut raktal da lezel ac'hanout da vont. Petra am bije graet eno, pa n'oa ket va Janed, e-lec'h te a c'hallo ober eur gont gant da Vari. Kerz prim, rak gwelout a raen anezi o sellout. Sur emañ o c'hedal ac'hanout... N'eo ket bet ar c'hemener abaoe ?

— Nann, nann, n'eus ket bet a gemenerien en-dro d'in. Diwall mat, koulskoude, rak gallout a ra dont c'hoaz. Me 'zo o vont avat ha ne vin ket pell. Trugarez d'it ha kenavo.

— Ya, kenavo ar c'henta, va faotr kaez ! Bale, bale ha gra roud hep dale, me 'zo o vont d'ober ivez. Arabat eo d'in lakaat amzer da goll, pe ec'h erruo bec'h warnoun marteze.

Prim-ha-prim e tistagas an daou varc'h hag e lakaas en o lec'h daou alar, a oa e korn ar marchosi. Ha goude beza lakaet an dibrou war an daou alar-se, e tec'has d'an daoulamm ruz gant ar c'hezeg.

Pa voe degouezet Jakez er fest-noz e oa bet souezet, a c'hellit kredi, o welout Paol eno o tañsal gant e Janed. Ha kaer sellout, Mari ebet ne wele.

— Petra 'sinifi an dra-mañ ? emezañ kounnaret. An hini all en deus soñjet ober anezi ganin, am eus aon. Petra a soñj hennez ? Me 'garfe gouzout...

Hag heñ a-blomm d'hen kaout.

— Gwall brim e valeez, paotr, emezañ. Dre belec'h ez out deut, da vihana, pa n'em eus ket gwelet ac'hanout ?

— Te amañ ! eme Baol souezet.

— Sell amañ eul louarn avat ! Paouez gant da ardou, mar plij. Rak evelkent, n'oun ket ken sot evel ma 'z oun Jakez.



— Petra 'lavarez ? Ne gomprenan ket ac'hanout !

— Ne oa ket ret d'it, da vihana, lavarout e oa Mari amañ e-lec'h Janed, peogwir eo gwir ar c'hontrol. Te 'zo eur maout avat ! Va den, evel-se e paeez d'in ar volontez vat am boa d'az lezel da vont ! Trugarez, me n'ankounac'hain ket.

— E gwirionez, Jakez, komz sklaeroc'h en ano Doue. N'ouzon ket petra 'fell d'it da lavarout.

— Penaos ? N'out ket bet bremañ souden o lavarout d'in dont da Vod-ar-C'had, e oa va mestrez amañ ha da hini ne oa ket ?

— Nann laouen avat, Jakez ! Me n'em eus ket tec'het ac'han abaoe, kuita, Janed ?

— Nann avat ! eme houmañ.

— N'ec'h eus ket tec'het ac'han ! O, va Doue, daoust hag ar c'hemener...

— A vefe bet o wriat da chupenn, Jakez ?... Eo, eo, va mignon paour, deut omp c'hoaz ! Gwelout a ri !

Jakez ne respontas ket. Tec'hout a reas diouz an ti evel pa vije an tan war e groc'hen. Paol a heulias anezañ ken prim all, oc'h ankounac'haat lavarout kenavo da Janed, a oa chomet boemet dirak ardou an daou baotr.

Ar re-mañ a skare hag a fringe, me 'lavar d'eoc'h, a-dreuz ar c'hleuziou, a-dreuz ar parkou, helebini ganto klask piou a vije degouezet da genta.

Jakez a c'hounezas. Er-maez a alan, e tegouezas er marchosi. Hemañ a oa teñval, evel just. Met ar paotr ne gemeras ket amzer da enaoui goulou. Klask a reas plas ar c'hezeg, hag e pozas hep gouzout d'ezañ e zourn war an dibr.

— Paol, emezañ, n'int ket aet gantañ. Emañ hor c'hezeg amañ, met gourvezet int.

— N'eus forz, avat, eme Baol, pe war o sav, pe war o gourvez, pa 'z int aze, n'eus riskl ebet.

Hag an daou baotr war lein an dibrou.

— Manket out war da daol, kemenerig, emezo. Rak an dro-mañ avat, ne dec'himp ket, nag ar c'hezeg ivez, pe e vo gwelet !

An deiz a dostae hag an daou baotr a oa bepred war an daou alar, o fuzuilh en o c'hichen.

— Sell, n'eo ket deut, eme Jakez. Gallet hor bije chom hon-daou er fest-noz.

— Ya 'vat, eme Baol. Keuz a-walc'h am eus bremañ. Ha me 'ta 'zo tec'het hep lavarout kenavo da Janed ! Marteze e vo feuket.

— O, ne feuko ket evit ken nebeut, moarvat ! Ha neuze, te a gomzo brao outi a-benn disul.

— Selaou !... 'm eus aon emañ erru ar c'hemener. Krog er fuzuilh, paotr !

An nor a zigoras ha mouez an aotrou a voe klevet.

— Ac'hanta, paotred ! penaos emañ kont ?

— C'houi eo a zo aze, mestr ! Mat eo d'eoc'h beza komzet ! Bantet e oa hor fuzuilhou !

— N'eo ket bet ar c'hemener fenoz ?

— O nann, fenoz n'en deus ket tostaet evelkent ! Emañ ho kezeg amañ, sellit !

An aotrou a dostaas.

— Penaos, paotred paour ! C'houi a ra daou varc'h gant daou alar bremañ !

— Daou alar !

— Feiz ! ya 'vat, va zud kaez ! Tremenet hoc'h eus an nozvez war o c'hein... Met penaos an diaoul hoc'h eus graet ho kont ? Ret eo lavarout hoc'h eus kousket.

An daou vevel a chomas ken mezek ma kolljont ar gomz. Ret e voe d'ezo koulskoude lavarout ar wirionez



ha displega o zro war he hed. Aon o doa da veza gourdrouzet. Met an aotrou a selaoue en eur c'hoarzin.

— Deut omp c'hoaz bepred, emezañ, ha war vravaat ez a an traou. Sell aze eur maout a gemener, memes tra !

Ha kerkent ha goulou-deiz e kemeras adarre hent al loch.

An daou goz a oa war evez anezañ. P'hen gweljont er pellder, Yann a lammas adarre en e goufr.

— Arsa, eme an aotrou en eur zont en ti, flemmet oun gant Yann adarre 'ta !

— Penaos en dije gallet hen ober ? eme Gatell, hag heñ maro !

— Maro n'eo ket, foeltr gar d'ezañ ! Nemet ha lazet e vefe bet gant va c'hezeg en eur zont d'ar gêr !

— Yann n'eo ket bet o laerez ho kezeg, aotrou. En em drompla a rit.

— Ne ran ket, Katell, ha c'houi 'oar an dra-se kenkoulz ha me. Met, n'eus forz, n'oun ket flemmet a-walc'h c'hoaz. Lavarit d'ezañ dont fenoz adarre da laerez kouign an itron, a vo er forn o poaza. An dro-mañ ne vo ket ken druz e c'hounid. Met mar deo den, e teuio memes tra, rak, ne nac'han ket ouzoc'h, Katell, c'hoant am eus da dapout anezañ. Kazi mez hon eus, me ha va mevelien, beza paket ken lous gant eur c'hoz kemener ! Dre se, lavarit d'ezañ e kontin warnañ.

— Graet e vo hervez ho c'hoant, eme Gatell, en eur deurel eur sell korn ouz ar c'houfr, e wigne Yann ennañ d'e hini goz dre doull an alc'houez lavarout ya d'an aotrou.

Hemañ a dec'has. Yann a yeas, an deiz-se, d'ar foar da werza e zaou jao. Met a-benn an noz e oa adarre endro da gastell Koad-ar-Barz.

An daou vevel a oa a-benn neuze e toull ar forn, bep a benn-baz dero en o daouarn, o fuzuilhou en o c'hichen. Yann o gwele a-dreuz ar brouskoad, e oa kuzet a-drek d'ezañ, hag ennañ e-unan, e lavare :

— Startoc'h e vo va zro ar wech-mañ, 'm eus aon. Penaos e rafen ?

— Ba ! emezañ a-benn eur pennadig, ret eo d'in beza sot ! Amañ n'eus tu ebet nemet unan : mont e-barz dre al lein.

Sevel a reas didrouz war ar forn, goude beza karget e dog gant pri eus an hent. Gant poan hag amzer e reas eun toull bras a-walc'h evitañ da dremen. Ar forn a oa tomm ken na oa. Met Yann ne oa ket nec'het gant se. Diskenn a reas e-barz goustadik, ha goude beza tapet ar gouign ha lakaet en he lec'h ar pri melen a oa gantañ, e savas war-bouez e zivrec'h. Biskoaz bravoc'h !

Ar baotred n'o doa klevet seurt ebet, ken boemet ma oant gant o c'haoz.

— Ne zeuy ket fenoz, eme unan. Gouzout a ra moarvat n'eus ket tu evitañ d'en em denna.

— O nann, ne gredan ket e teufe. Karout a rafen hen gwelout, koulskoude, hag ober eun tamm abadenn gantañ evit en em domma, pa ne vefe ken. Yen eo amañ, ne gav ket d'it ?

— Soñjal a ran ! Ha c'hoant am eus erru ! Soñjit ec'h omp teir noz 'zo oc'h evesaat ar gwidal kemenerse. Sed amañ eur vicher an diaoul pelloc'h memes tra. Ha c'hoaz, mar deufemp a-benn dioutañ eun dro bennak. Met poan hor bezo !

— A gav d'it ? eme egile en eur starda e benn-baz en e zourn. Houmañ ne c'houlenn ket gwell eget rei eur pok d'e benn a-dreñv koulskoude.



— Selaou, paotr. Erru eo an aotrou. Lavaret en devoa e vije deut war greiz an noz da welout.

An aotrou e oa, evit gwir, eul letern en e zourn, hag heñ hanter wisket.

— Hag ar c'hemener ? emezañ.

— N'eus meneg ebet a gemenerien dre amañ, aotrou.

— Ret eo d'in gwelout va-unan hag heñ emañ ar gouign en he flas, rak n'em eus ken tamm fiziañs ebet ennoc'h.

Distouvet e voe ar forn, hag an aotrou e-unan a yeas e-barz da welout.

— Emañ amañ c'hoaz avat, emezañ en eur lakaat e zourn er bern pri. Met n'eo ket poaz. Kemeret en devo ar c'hemener aon eus e groc'hen an dro-mañ, moarvat.

An aotrou a yeas en-dro d'e wele, hag an daou vevel a chomas betek an deiz da c'hortoz eur c'hemener ha na dostaas ket.

Siouaz, pa 'z ejont an deiz war-lerc'h da glask ar gouign, houmañ ne oa tamm ebet poasoc'h eget ar wech kenta.

Neuze e weljont, met re ziwezat, penaos e oant tapet adarre. Kounnari a raent, koulz aotrou ha mevelien, hag en o fenn e klaskent eun doare bennak d'en em veñji.

— Gortozit, gortozit, mignon Yann, eme an aotrou. A-benn eur pennadig me 'zo o vont da rei eur garg d'it fenoz, ha kaer ac'h eus beza louarn, n'en em denni ket en dro-mañ, sur !

— Arsa, emezañ da Gatell pa erruas el loch, (a-benn neuze, Yann a oa klenket en e goufr) — pelec'h emañ ho hini koz ?

— Aet eo da glask eun tamm boued, aotrou. Retmat eo d'ezañ, va Doue !

— Serrit ho kenou d'in, Katell ! C'houi 'zo gaouiat evel eur gouig. Me, avat, ne zislavaran ket e vo ret d'in kemer ar val hep dale, mar kendalc'h Yann da suna ac'hanoun evel-hen !

— Ne dalv ket d'in dislavarout ac'hanoc'h neuze, aotrou, peogwir n'am c'hredfec'h ket.

— Nann, nann ! Poan gollet e vefe d'eoc'h, Katell ! Met n'eo ket a-walc'h. N'oun ket kontantet gant kement-se. Lavarit d'ezañ dont fenoz da laerez al liñsel a-ziwar va gwele. Mar deu e daol gantañ ar wech-mañ, ne c'hoantain ket c'hoari gantañ ken. Hemañ a vo e grog diweza, met eur c'hrog tenn e vo ! Dre se, lavarit d'ezañ beza gant e jeu, rak n'eo ket gant mevelien en devo kont, met gant va itron ha ganin-me va-unan.

— Re a c'houlennit digantañ memes tra, aotrou paour.

— Evel-se emañ va c'hoant, Katell binvidik ! Buhez ho Yann a fell d'in. Kenavo !

— Ne soñjan ket he rei d'eoc'h evit ken nebeut, aotrouig, eme Yann o lammat er-maez eus e arched. Met ne soñjan ket, koulskoude, lezel ho liñsel gant ho hini goz ha c'houi.

A-hed an deiz, Yann ne reas netra nemet soñjal en e daol. Hemañ, kaer a oa lavarout, a oa startoc'h eget ar re all.

— Deomp bepred, emezañ, eur gont bennak a vo graet.

An aotrou, a-raok mont da gousket, en devoa lakaet e bistolenn-dro war an daol-noz ha lakaet e vevelien, unan e toull an nor, egile e toull ar prenestr, bep a fuzuilh karget ganto evel just. Ne oa ket posupl da Yann dont e-barz dre lec'h ebet, peogwir e oa re vihan ar siminal.

Gouzout a ouie sklaer an holl draou-se, hag o veza n'halle ket en em denna dre nerz, e klaskas adarre eun ard bennak.

O veza graet eur boulom plouz, e wiskas d'ezañ eur chupenn, eur bragou hag eun tog, hag o lakaat eur berchenn, e savas anezañ en uhelder da brenestr an aotrou.

Ar mevel a oa e toull ar prenestr, pa welas ar Yann-se dirazañ. Ne chomas ket da sellout diou wech. Biza a reas, ha dao... dao... ar boulom a gouezas war ar porz, daou denn fuzuilh en e benn.

— Deut eo an taol-mañ, emezañ.

— Deut eo ! deut eo ! eme ar re all en eur strakal o daouarn. Deuit prim da zouara anezañ !

— Lakait anezañ doun, eme an aotrou, gant aon ec'h adsavfe.

— Lezit-heñ war hor c'hont, eme ar vevelien en eur ziskenn.

An aotrou ne oa ket aes en e wele.

— Marteze, emezañ d'e itron, an daou inosant-se ne zouarint ket hennez evel ma 'z eo dleet, hag e lezint anezañ da deurel flaer dre aze war lein an douar. Ret eo d'in mont da welout.

Hag an aotrou d'an traoñ.

Yann a oa o c'hortoz kement-se, hag o lezel an aotrou hag e vevelien war-dro ar boulom plouz, e savas buan da gambr an itron.

— Ou ! emezañ en eur zont e-barz ar gambr (a oa hep goulou), yen-spontus eo er-maez ! n'oun ket aet

tre da welout ar re-se. Moarvat en em dennint a-walc'h gant ar c'hemener... Ou ! la ! Yen eo, Jezuz !

— Ret e oa d'it beza sot, eme an itron. Mont ermaez gant eun amzer evel-se, dreist holl pa n'out ket gwall yac'h en deiziou-mañ ! Deus da gousket. Me 'zo o vont d'ober eun tamm tro da welout, mar karez.

— Te, va itron gaez ! Gwall yen eo, ha gwaz e vi marteze !

— Ne vin ket pell, eme houmañ.

— Piou en dije soñjet biken o dije kerzet va zraou evel-hen, a soñje Yann, o sacha al liñsel diwar ar gwele, o tiskenn ganti hag o kemer a-dreuz parkou. Sotat eo an aotrou hag e itron evelkent ! Mat int da staga !

Yann a oa laouen o vont d'ar gêr gant e liñsel. Met e Koad-ar-Barz, an dud ne c'hoarzent ket, a galon da vihana.

Pa oa degouezet an itron er jardrin, e-lec'h ma oa ar vevelien o paouez karga an toull war ar boulom Yann, e oa bet ken souezet o welout hec'h aotrou eno evel ma oa bet hemañ o welout e itron oc'h erruout.

— Te 'zo deut amañ ! eme an aotrou.

— Te 'zo amañ ! eme an itron.

— Petra 'lavarez ? emezañ, o kredi e oa cheñchet spered e hini goz. Gouzout a rez e oan diskennet.

— Ya, met gouzout a ran ivez e oas deut war da giz, o lavarout e oa re yen an amzer, hag ez oun deut amañ evit lezel ac'hanout da vont ez kwele, dre ma n'out ket re yac'h.

— A, va Doue ! daoust ha gwir e vefe ? N'eo ket posupl evelkent !

— A feiz, siouaz ! eme ar vevelien, e kav d'eoc'h



omp deut adarre ! O nann, se n'hall ket beza gwir. Huñvreal a reomp !

Huñvreal a raent, a dra sur, hag evit dihuni, e voe ret d'ezo distouva an toull ha lemel e zilhad d'ar boulom plouz. Ha neuze, pebez estlamm, pebez kurun war-lerc'h ar paour kaez kemener !

A-benn ar c'houlz-se, hemañ a oa kousket-mat en e wele-kloz.

— A, ne servij ket d'in ! eme an aotrou. N'oun ket evit derc'hel penn d'ezañ ! Plega a ran. Ret-holl eo d'in ober, foutre de foutre !

Ar vevelien hag an itron ne respontjont netra. Houmañ a oa mezek, ar re all fuloret.

A-benn an deiz war-lerc'h, an aotrou a gemeras adarre hent Lann-Foenn. An dro-mañ, Yann n'en em guzas ket. Chom a reas da c'hortoz anezañ.

— Out er gêr an dro-mañ, Yann ar Burzudou, eme ar mestr en eur zont en ti. Te 'zo eur maout, me 'lavar d'it. Meritout a rez beza dekoret !

— Kalz re a veuleudi a roit d'in, aotrou. Ne veritan ket kement-se. Re vat oc'h. Trugarez !

— Na rez ket goap, louarn koz ! Anavezout a ran ac'hanout reiz bremañ. Met n'eo ket a-walc'h. Eur marc'had am eus c'hoaz d'ober ganit.

— Eur marc'had ! eme Gatell. Lavaret ho poa koulskoude e vije fin goude ar wech-mañ.

— Ya, ha pa ne zislavaran ket, fin a zo evit pez a sell ouzin va-unan, rak n'oun ket o klask lakaat ac'hanoc'h e plas mestrez Koad-ar-Barz, itron Katell. Met c'hoant am eus da welout Yann o flemma unan ouspenn egedoun.

— Ouz piou e fell d'eoc'h en em gemerfen, aotrou ?

— Ouz an aotrou person.

— Jezuz Doue ! eme Gatell.

— Amplik ec'h it ganti, eme Yann.

— N'eo na re ampl na re just ! Ret e vo d'eoc'h a-raok fenoz degas d'in da Goad-ar-Barz soutanenn an aotrou person, an hini a vo war e gein.

— Ne vo ken war e gein ma teu ganin avat, foeltr gar d'ezi !

— Da lavarout eo, aotrou Yann, e vo ret d'eoc'h lemel anezi digantañ e-unan.

— Itron Varia Porziou ! a huanade Katell, lemel e soutanenn digant ar person ! kement-se a zo eur follentez evelkent ! Va Doue ! Hag an alkan-mañ a sento c'hoaz, gwelet e vo !

— N'hallan ket nac'h ouz an aotrou, Katellig kaez, evit an diweza servij a c'houlenn diganin. Ret eo d'in senti outañ ha pa varvfen.

— Ya, kerz, Yann, eme an aotrou, ha bez dinec'h. Mar deu ar soutanenn ganit, e c'hallez beza didrubuilh ouz an dienez e-pad da zeiziou.

— Hag a zo gwall vat, eme Yann outañ e-unan. Kontit warnoun neuze, emezañ d'an aotrou a vouez uhel. A-raok an noz ho po ar soutanenn pe va c'hroc'hen.

— Den out, Yann ! Fiziañs am eus ennout. Hag a-raok fenoz, klevout a rez ! emezañ en eur vont kuit.

— Ya, ya, mestr, kenavo !

— Ret eo lavarout eo eus an neñv e kouez kement-mañ d'imp, memes tra, Katellig. Klevet hoc'h eus petra en deus lavaret an aotrou ?

— Ya, met dont a ray ho traou ganeoc'h an droman ?

— Kalz a fiziañs am eus. Met poent eo d'in mont da c'houzout.



Hag heñ etrezek Bonen.

En eur zont, e treuze eur park e-lec'h e oa deñved o peuri. Yann a grogas en eur maout du hag a zegasas anezañ gantañ. Ne dreuzas ket ar blasenn gant e loen. Kemer a reas eun hent distro, a gasas anezañ d'an iliz dre an tu all d'ar vourc'h. Goude beza sellet mat hag heñ ne oa na person na sakrist war-dro, ec'h antreas en iliz gant e vaout, ha goude beza staget mat anezañ ouz an diou gorden gloc'h, e tec'has prima ma c'hellas dre ar memes hent distro. Ne gavas den ennañ, nag o vont nag o tont.

Al loen paour, boemet gant an traou a oa en-dro d'ezañ, a glaskas en em zistaga. Siouaz, pa grogas da lammat eus an eil tu d'egile, ar c'hleier a grogas da seni. Strafuilhet gant ar muzik-se, ar maout a sailhe hag a lamme gant kement a herr ma lakaas ar c'hleier da vralla gwasoc'h eget o seni d'eur vadeziant.

An aotrou person a oa en e gambr o labourat pa glevas ar soniri-se.

— Kreisteiz dija ! emezañ en eur dapout e vontr. Sell, n'eo nemet dek eur hanter. Petra 'zo erru gant ar sakrist hizio 'ta ? Ha peseurt soniri ! Moarvat, evelkent, n'eus ket graet a vadeziant hep beleg !

Hag an aotrou person d'an traoñ hag etrezek an iliz. Kavout a reas ar sakrist o tont ivez her dre ma c'helle.

— Petra 'zo ? eme ar person.

— N'ouzon ket, aotrou person. Me 'gave d'in eo c'houi a oa o seni ar c'hleier.

— N'oun ket, laouen avat ! Petra 'sinifi an dra-se ? Daoust piou en dije bet an hardisegez d'ober an taolmañ ? It prim da welout.

Ar sakrist a redas buanoc'h. Ar person a heulias anezañ.

N'en devoa ket ar sakrist digoret an nor, met a-boan, ma teuas a-dreñv en eur leuskel eur griadenn hag o sacha an nor gantañ ken herrus ma spontas ar maout a-nevez ha ma krogas ar c'hleier da vralla gwasoc'h eget biskoaz.

— Petra 'zo aze ? eme ar person.

— Aotrou person, it-c'houi da welout, mar karit, rak evidoun n'in ket, sur a-walc'h ! O va Doue ! an diaoul, an diaoul e-unan a zo o seni ar c'hleier.

— Peseurt koñchou ! Ret eo d'it beza sot ! eme ar person en eur zigeri an nor.

Siouaz, pa welas al loen du-se o sailha hag o lammat gant kement a fulor, ne chomas ket da soñjal na da sellout. O sacha an nor gantañ taeroc'h c'hoaz eget ar sakrist, e lavaras da hemañ en eur grena :

— N'ouzon ket avat petra 'c'hall beza an dra-mañ. Sell, peseurt afer, ha penaos e raimp-ni ?

— Lavaret em boa d'eoc'h, eme ar sakrist o krena evel eun delienn, liou ar maro en e gerc'henn.

Trouz ar c'hleier en devoa souezet an holl vourkiz. Brud an nevezinti a yeas buan a di da di. An holl, bihan ha bras, a zerede hag en em vode war ar vered, ha ne gleved gant an holl nemet eun estlamm :

— O va Doue ! an diaoul, an diaoul o seni ar c'hloc'h !

— Ba ! an dra-se n'hall ket beza gwir evelkent ! eme unan bennak.

— Eo, eo ! ha gwir-mat, eme ar re all. An aotrou person e-unan ne gred ket tostaat outañ.

— Me 'm eus gwelet anezañ dre faout an nor, eme eur c'hrennard en eur grena. Du eo. Kerniel en deus. ha sailha a ra evel eur bleiz fuloret.



— Itron Varia ar Porziou, sikourit ac'hanomp ! eme ar merc'hed.

Yann a erruas ivez evel ar re all. Mouez ar c'hloc'h hag an dud o redek o devoa degaset anezañ evel ma treuze ar bourk. Bale a rae e-touez an dud, o lavarout evel an holl hag o klevout soñj pep hini. Gortoz a rae e du.

— Ha piou a yelo d'e lemel, piou a yelo warnañ ? eme an aotrou person d'eur blokad paotred a oa endro d'ezañ.

Hini ne respontas.

— Aotrou person, eme Yann, roit d'in ar soutanenn a zo warnoc'h ha me 'zo o vont da welout.

— C'houi, Yann ? N'eo ket gwir se ! O farsal ez oc'h !

— Roit-hi d'in hag e welot !

— Mar ne fell nemet se, avat, Yann, ho po anezi mar karit.

Lakaet e voe unan da vont d'ar presbital da glask eur soutanenn all d'an aotrou person, hag hemañ a roas neuze da Yann an hini a oa gantañ.

Yann a wiskas anezi prim-ha-prim, hag hep lavarout ger d'an dud a oa chomet bamet da sellout outañ, ec'h antreas en iliz hag e serras an nor war e lerc'h.

Distaga a reas ar maout, hag o lezel anezañ da vale dre eun nor all, e tec'has e-unan war e lerc'h, o lezel an dud da c'hortoz en tu-mañ. Ha neuze, ar soutanenn war e vrec'h, e kemeras e ziouhar pemp bloaz warnugent evit redek a-dreuz parkou betek maner Koad-ar-Barz.

An aotrou a oa er jardrin pa zegouezas.

— Mestr, eme Yann, setu amañ ar soutanenn hoc'h eus goulennet diganin.

— Dija ! n'eo ket posupl evelkent !

— Setu-hi amañ, aotrou. Ha mar fell d'eoc'h gouzout penaos em eus graet va c'hont, n'hoc'h eus nemet mont betek Bonen. Ar vourkiz a zo c'hoaz, moarvat, war ar vered o c'hortoz ac'hanoun, nemet ha soñjal a rafent e vefen sammet war gerniel Paol goz.

Ret e oa bet da Yann, evel just, displega penn-da-benn d'an aotrou penaos e oa bet tremenet an traou.

— E gwirionez, Yann, eme hemañ, n'em boa ket lavaret gaou en deiz all, oc'h envel ac'hanout « Yann ar Burzudou ». An ano-se a zo dleet d'it.

— Gwell eo ganin e talc'hfec'h mat d'ar bromesa hoc'h eus graet d'in ar mintin-mañ, aotrou.

— Bev e peoc'h, kemener. Paeet e vi. Met da c'hortoz, deus da zebri eun tamm asambles ganin. Goude, ec'h aimp da renta e soutanenn d'an aotrou person, hag e kontin d'ezañ da droiou. C'hoant am eus e vefes anavezet gant an holl evit « Yann ar Burzudou », hag e vezin evel-se va-unan da baeron.

Evel-se e voe graet. Yann ar Burzudou hag e hini goz, meulet hag enoret gant an holl, a vevas c'hoaz e-pad kalz a vloaziou, dinec'h ha didrouz en o lochig a Lann-Foenn, ha gras d'an troiou diverrus a reas Yann goude c'hoaz. Ne oa hini er vro eürusoc'h egeto.



# LODENN AR GELAOUENN

# Peurunvanidigez ar Yez

— I —

*Souezus pegen alies e ranker lavarout an hevelep tra. Darn eus va lennerien a c'houlenn adarre diganin va ali a-zivout peurunvanidigez ar brezoneg. An ali-se, avat, am eus roet diou wech. Kavet e vo war an niverenn 16 (Goañv 1928) em pennadig diwar-benn embannidigez* « Prinsezig an Dour » *e gwenedeg, ha war an niverenn* 33 (*Eost* 1931) *em pennad anvet* « Peurunvani ».

*Mat e vo eta advoula al linennou da heul, n'eus netra da gemma enno:*

« Klasket e oa bet betek-hen, a gredan, da unvani an diou yez (ar yez unvan ha yez lennegel Gwened), kendeuzi o doare-skriva. Lavarout a reomp : an dra-se eo a dleer ober d'an diwezata. Lezomp pep yez gant he doare-skriva d'ezi hec'h-unan. Digalonekaat an dud n'eo ken, beza atao o kemma neuz ar geriou. Arabat mont da lakaat strafuilh adarre en eun dra a zo diazezet mat. En amzer-mañ, dreist-holl, ma vezer a-zevri o sevel levriou-skol, levriou-gouiziegez, hag all, ne vefe ket brao c'hoari ha koll amzer evel gwechall gant an doare-skriva.

Greomp an unvaniez tamm-ha-tamm, avat, dre

gemer e pep yez lennegel geriou ha troiou-lavar eben, ar re dalvoudusa dreist-holl, ken na zeuint da veza an hevelep yez gwisket e daou zoare disheñvel. Neuze, trec'het e vo marteze eun doare-skriva gant egile, marteze e vo kavet mat o c'hendeuzi, marteze e vo ijinet eun doare-skriva nevez. Petra 'vern, gant ma vo saveteet ar Brezoneg, war an dachenn a zalc'h hizio, hag a rank derc'hel bepred ».

— II —

*Setu ma tamaller d'in bremañ beza chomet hep embann al labour bet grataet ganin daou vloaz hanter 'zo, hag a vije bet* « Teñzor ar Gwenedeg » *e ano. Al labour-se, evel meur a hini all, a zo manet em armel, peogwir em eus kavet abaoe traou talvoudusoc'h, hag ivez bourrusoc'h, da voula. Embannet e vo marteze, pe c'hoaz marteze kemmesket gant eul labour all, pa vo deut e dro ha pa vo barroc'h kef ar gelaouenn.*

— III —

*Hizio, n'em eus tra ebet d'ober nemet poueza eur wech muioc'h war diou wirionez na vez ket evesaet mat outo gant an holl.*

*An hini genta: n'eo ket rannyez Wened hepken a zo da furchal, ma karer lakaat da dremen er yez unvan hon holl binvidigeziou.*

*Hag an eil: e-kichen al labour pinvidikaat, ez eus ivez al labour paouraat, — eul labour displijus, sebezus, a laka tud a anavezan da zispour-*



*bella o daoulagad seul wech ma kreder e venegi dirazo.*

— IV —

*Ne glevan morse kouerien a vro Leon o kaozeal hep merzout pegen stank e teu ganto geriou ha troiou-lavar dianav-krenn e brezoneg unvan.* « Teñzor al Leoneg » *a vefe kement moarvat ha* « Teñzor ar Gwenedeg ». *Ha pet gwech tevoc'h c'hoaz* « Teñzor an Tregerieg », *ha* « Teñzor ar C'herneveg » *dreist-holl. Binniget ra vo an dud yaouank a ya, o c'harnedig atao en o godell, da redek ar maeziou, o tastum lavarou ar bobl, — gant ma ouezint diwezatoc'h poelladi a-walc'h d'o c'hempenn ha d'o burutella a zoare. Binniget ra vo ivez az skrivagnerien a oar deski ar yez lennek hep ankounac'haat trefoedachig o c'horn-bro, o lakaat mouez eun tad-koz, pe eur voereb, pe eun amezeg da skiltra marteze da viken e skouarn ar Vrezoned.*

— V —

*Ha neouac'h, kaer a zo brabañsal gant kened ha pinvidigez ar brezoneg, ret eo beza skiantek hag anzav ez eo eur yez eur benveg da genta-holl, ne vern petra a vo graet ganti da c'houde. Tud ouiviek ha poellek-kenañ o deus graet goap, p'em eus skrivet e vefe mat dibab ar geriou reta, ar geriou anavezeta, hag ober, keit ha ma c'heller, ganto hepken, er skridou ha n'int ket oberou lennegez. Eun doare eo koulskoude da beurunvani: klask beza intentet gant an holl, oc'h implij geriou an holl, kuit a c'heriou rouez pe rannyezel. Prederiet wak*

*se neb a garo. Ha ma kav iskis klevout ac'hanoun o lavarout ez eo ret pinvidikaat ha paouraat war eun dro, d'ezañ da soñjal ez eus meur a hent ha meur a wenodenn e Breiz, ha meur a galon da ranna ha da laouenaat a-raok m'en em gavimp holl e Gwenva ar Gelted vat.*

— VI —

*Digarez a c'houlennan digant ar re a zo skuiz gant an tabutou aner hag ar sorc'hennou koz. An trede gwech eo d'in diskleria va soñj diwar-benn ar gudenn-mañ e seiz vloaz. Poent eo bremañ tevel hag adkregi gant ar gwir labour.*

ROPARZ HEMON.



# Notennou

**Hor Stumm Nevez**

*Darn eus hol lennerien o deus skrivet d'imp da lavarout o doa gwelet gant plijadur* Gwalarn *o tont da veza muioc'h evel eur gelaouenn. Hivizi-ken, kavet e vo e pep niverenn diou lodenn: eun oberenn en he fez, ha, da heul, oberennou berr ha pennadou distag. Ne c'houlennfemp ket gwelloc'h eget astenn c'hoaz al lodenn-se. Dalc'het omp avat, evel boaz, gant an arc'hant.*

*Koumananterien nevez a zeu d'imp bepred. Hogen ret e vefe kaout muioc'h. Ar re a labour da skigna* Gwalarn *a labour e gwirionez evito o-unan: seul vui a goumananterien a vo, seul vui e vo kresket ment ar gelaouenn. Lakaat a reomp bremañ 48 pajenn e pep niverenn, e-lec'h 32 warlene. Ra vo graet eun tammig muioc'h a vrud en-dro d'imp, ha marteze e c'hellimp lakaat c'hoaz 8 pe 16 pajenn ouspenn.*



**Yann ar Burzudou**

*Advoula a reomp c'hoaz eun oberenn gant Filomena Kadored, embannet war* Kroaz ar Vreto-

ned *war-dro an hevelep mare ha* Bleuniou a Garantez. *Disheñvel eo* Yann ar Burzudou *avat, dre ma seblant beza eun danevell klevet gant an oberourez war ar maez. Eur skouer gaer eo eus marvailhou ar bobl, hag en abeg da se e talveze beza dastumet en eur gelaouenn evel* Gwalarn, *a zo he c'hefridi lakaat he lennerien da vourra e kement a sell ouz buhez Vreiz, traou a zec'h koulz ha traou a warc'hoaz.*

◆

**Ar Brezoneg Beo**

*En eur pennad dudius bet embannet war* Breiz Atao *gant hor c'heneil R. D., ez eus meneg eus ar pez a vez anvet « ar brezoneg beo ». Pa gomzen, eur miz 'zo, diwar-benn ar sotoniou a vez klevet a-zivout se, e oa pell diouz va soñj feuka gwir vignoned brezoneg ar bobl. Neb a gar ar brezoneg a gar ar brezoneg komzet war ar maez kenkoulz hag ar brezoneg lennek, hag atao oun bet e-touez ar re genta da studia ha da harpa ar skridou a zo enno blaz sasun ar yez pemdeziek. Ar sotoniou a vennan flemma avat eo ar re a vez skignet gant ar veskerien hag ar gabalerien a garfe diskar ar yez unvan ha herzel ouz peurreizidigez ha peurunvanidigez ar brezoneg skrivet.*

◆

**Dre ar C'hazetennou**

*En* Adsao (*kerzu 1933*), *e lennomp eur ganaouennig koant,* Ar C'helou, *gant Brug-Are.*



*E* Breiz, *e kendalc'her atao da embann troidigez ar romant italian* Danvez Priedou, *savet en eur brezoneg eeun ha c'houek. Da venegi ivez ar marvailhou pobl a gaver e traoñ an eil pajenn.*

*Ar gelaouennig liesskrivet* Breiz Dishual *a voul pennadou bihan e yez ar vro. Ma vefent stankoc'h e vefe c'hoaz gwelloc'h.*

*Niverenn Nedeleg* Ober *a ziskouez eur wech muioc'h youl start ha spered yac'h an dud yaouank bodet en-dro d'ezañ. E-kichen ar skoliou dre lizer, savet en deus, a-gevret gant Kelc'h Keltiek an Ao. Régnier, eur skol dre c'henou e Roazon.*

*Da heul eur pennad embannet gant Kongar war* Breiz Atao *a-zivout* Ar Simbol, *ez eo degouezet amañ eun nebeud lizerou. Eun diskleriadenn a vo graet hep dale war* Gwalarn *diwar-benn kement-se.*

La Bretagne à Paris *a sav eun enklask, renet gant an Ao. G. Jaffres, diwar-benn ar brezoneg er skoliou.*

Ar Falz *a ra eur c'hammed bras war-raok, o voula war he c'houezek pajenn kalz muioc'h a vrezoneg eget a c'halleg. Ouspenn* Eurvez Vrezonek *Yann Keryell, e kavomp pennadou istor hag eur* « Gentel war an Traou ». *Eun drugar eo lenn traou ken speredek e brezoneg. Savet int gant Keryell ha Kerlann. Bez' ez eus ivez eur varzonegig gant Meavenn hag eur marvailh displeget gant Kerlann. Emañ* Ar Falz *war ar hent mat. Ra gendalc'ho da gavout koumananterien.*

◆

**Eur prof d'hol Lennerien**

*E-doug ar miziou-mañ, kaset e vo, war o* goulenn *hag evit netra, an trede levrenn eus an oberenn vrudet* Sketla Segobrani :

1) *Da goumananterien nevez* Gwalarn.

2) *Da goumananterien goz* Gwalarn, *ar re o devo paeet priz o adkoumanant a-raok ma vo peurechu o bloavez-koumanant.*

*Dre vadelez an Ao. F. Vallee eo e c'hellomp rei ar prof-se. Ra vo trugarekaet amañ.*



**Trugarez**

*Trugarez a lavaromp d'an holl lennerien o deus kaset d'imp o hetou mat da geñver ar bloaz nevez, pa n'hon eus ket gellet respont d'ezo holl.*



**Brezoneg ar Vugale**

*Bennoz Doue d'an dud o deus kaset arc'hant adarre da gef ar Vugale:*

*An Dim. O. Chevillotte: 100 l. — An Ao. F. Le Roux: 5 l. — An Ao. Duchauchix: 20 l. — Evit bugale Breiz-Izel, o breudeur hag o c'hoarezed, Arzella, Ruelina hag Enora E.: 150 l. — An Ao. Ezel: 20 l. — An Ao. Y. Bricler: 5 l. — An Ao. R. Aodig: 5 l. — An Ao. F. R. Merret: 70 l. — An Dim. Guicysse: 20 l. — An Ao. Y. Beg. 10 l. — Dizano: 100 l. — An Ao. Mens: 25 l. — An Ao. J. Le Roy: 10 l. — An Ao. Lec'hvien: 20 l. — Dizano, Roazon: 20 l. — en holl: 580 l.*



*Levriou kaset:*

*Sant-Tegoneg: 96 l. — Ar C'hastell-Neve (da veza rannet er skoliou tro-war-dro): 800 l. — Adkoumanant ha koumanant Kannadig evit 15 bugel: 150 l. — en holl: 1.046 l.*

*Chom a ra er c'hef: 23 l. 80.*

*D'an 20 a viz genver, en deiz ma kasomp ar pennad-mañ da voula, e teu d'imp goulennou nevez digant-mistri-skol. Arabat d'ar re-mañ beza spontet o welout emañ adarre goullo ar c'hef, pe dost. Spi hon eus e teuio profou nevez, en doare ma c'hellimp, n'eo ket hepken kas levriou koz, hogen moula levriou nevez buan.*

*Setu amañ roll al levriou a c'hellomp kas:* Nijadenn an Aotrou Skañvig, Per ar C'honikl, Levr al Loened, Eun Hir a Gousk, Sindbad ar Martolod, Marvailhou an Oaled, Kannadig Gwalarn (*niverenn genta*), Iwerzon gwelet gant eur Vretonez, *hag evit Bro-Wened,* Prinsezig en Deur.

## GWALARN 1933

EUR BREIZAD ER C'HANADA, troet gant Abherve ... ... ... ... ... ... ... ... ... 15 lur

AL LAER AVEL, gant Roparz Hemon ... 4 lur

YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG, gant Abeozen ... ... ... ... ... ... ... ... ... 8 lur

EUN HIR A GOUSK, gant W. Irving, troet gant Erel Keralban ... ... ... ... ... ... 4 lur

KANOU EN DEIZ, gant F. R. Meavenn ... 4 lur

AN DIOU ZREMM, gant X. de Langlais ... 5 lur

PIRC'HIRIN AR MOR, gant Roparz Hemon 4 lur

SINDBAD AR MARTOLOD ... ... ... ... 4 lur

BLEUNIOU A GARANTEZ, gant Koulmig Arvor ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... 4 lur

DISUL DA NOZ, gant D. K. Kongar ... ... 4 lur

MARVAILHOU AN OALED (Lodenn Genta) ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... 4 lur

## GWALARN 1934

HUNVRE MAKSEN; LUZ HA LEVELIS, troet gant Abeozen ... ... ... ... ... ... ... 4 lur

## Embannaduriou Gwalarn

**1926**

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

**1927**

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

**1928**

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50

**1929**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

**1930**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

# Embannaduriou Gwalarn

1930

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

GWELEDIGEZ MAB KONGLIN. — 4 lur.

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON. — 12 lur.

Roparz Hemon. — AR C'HOAR HENA. — 4 lur. —

KEMBREIZ GWECHALL HA BREMAN. — 4 lur. —

Moulerez E. Jahne, 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Merour : Y. Drézen

